GWALARN
HA KANNADIG GWALARN

91
MEZEVEN
1936


# KONTADENNOU A VRO-SKOS

LEVRENN II

# KONTADENNOU A VRO-SKOS

lakaet e brezoneg eeun

gant

Roparz Hemon

LEVRENN II

## TAOLENN



### KONTADENNOU A VRO-SKOS







## RAKLAVAR

Ha me o lakaat ar c'hontadennou-mañ e brezoneg, e chomis souezet eur wech c'hoaz, ken kaer ez int, ken dreist d'ar c'hontadennou pobl a gaver er broiou all, — e Breiz, da skouer. Evit gwir, heñvel a-walc'h int, e-keñver an danvez, ouz kement a anavezomp. Ha disheñvel int koulskoude diouz pep tra hon eus klevet pe lennet, e-keñver ar spered, enno evel eun hekleo eus traou koz-koz desket pell 'zo gant ar Gelted, ha bet ankounac'haet gant o mibien.

Eus ar rummad kontadennou dastumet gant D. Mac Innes, hag embannet e 1890 e ti David Nutt, em eus tennet an teir c'hontadenn da heul. Spi am eus e vint degemeret gant lennerien « Gwalarn » kenkoulz hag ar re a drois warlene.

R. H.

# MAB ROUE IWERZON

Roue Iwerzon a oa d'ezañ eur mab, hag a gare kalz mont da chaseal.

Edo o chaseal eun deiz. Setu ma lazas eur pez bran du. Hag heñ da gregi er vran, ha da sellout ouz ar gwad o redek diouz he fenn, ha da lavarout neuze outañ e-unan :

« Biken ne din da zimezi ken n'em bo kavet eur plac'h du he bleo evel plu ar vran, ha ruz he dioujod evel he gwad ».

D'an noz pa zeuas d'ar gêr, e dad a c'houlennas outañ :

« Ha graet mat eo da dro ? »

« N'eo ket », eme ar paotr, « n'em eus lazet netra nemet eur vran. Ha soñjet ennoun va-unan n'em befe biken da bried nemet unan du he bleo evel plu ar vran, ha ruz he dioujod evel he gwad ».

E dad a lavaras :

« N'eo ket gwall aes da gavout ».

« N'eus forz », eme ar paotr, « mont a rin da glask e pep lec'h ».

« Diskiant out », eme e dad, « gwell e vefe d'it chom peoc'h ».

« Kaer ac'h eus lavarout », eme ar paotr, « mont a rin ».

Neuze e lavaras kenavo d'e dad, hag en hent. Tra m'edo o vont evel-se e klevas ar pez en doa c'hoant gouzout : ar plac'h-se a oa ar yaouanka eus teir merc'h Roue ar Bed. Hag heñ da genderc'hel gant e hent, ken m'en em gavas dirak eur c'hovel, eur gov



enni o labourat. Skei a reas war an nor. Ar gov a zigoras, o lavarout :

« O ! Deus e-barz ! Chañs vat az po ! »

« Chañs vat? » eme ar paotr, « penaos e ouzout an dra-se ? »

« Gouzout a ran », eme ar gov : « o labourat emaoun war eur pez nadoz. Ha ne oan ket evit lakaat an toull enni betek m'out degouezet. Kerkent ha m'ac'h eus skoet, toullet an nadoz. Azez 'ta, ha ro d'in kelou ac'hanout. A belec'h e teuez-te, ha piou eo da gerent ? »

« Mab oun da roue Iwerzon », eme ar paotr.

« Ha da belec'h emaout o vont ? »

Ar paotr a lavaras :

« Setu : klevet em eus doare eus merc'h Roue ar Bed, hag e fell d'in he gwelout, ha neuze komz gant he zad d'he c'haout digantañ da bried ».

« O ! » eme ar gov, « da vab roue Iwerzon e vo roet sur merc'h Roue ar Bed. Chañs vat az po, evel m'em eus lavaret d'it. Dres evit Roue ar Bed eo an nadoz emaoun o labourat warni. Warc'hoaz ez i d'e gavout gant e dud. Chom amañ henoz. Amañ ez po boued da zebri hag eur gwele da gousket ».

Tremen a reas an noz-se en e aez e ti ar gov. Antronoz, bag Roue ar Bed a zeuas da glask an nadoz. Ar gov a c'houlennas ouz ar re a oa er vag kemer an den yaouank ganto. Asanti a rejont.

« Plijet omp », emezo, « peogwir e oa prest an nadoz pa 'z omp deut, ha n'hon eus ket bet da c'hortoz ».

Distrei d'ar gêr a rejont da di Roue ar Bed, ha rei d'ezañ an nadoz. Ar roue, pa welas an den yaouank, a ouezas dioustu ne oa ket unan eus ar vro, hag a

c'houlennas outañ petra a glaske. Ar paotr a respontas e oa deut da zimezi gant unan eus e verc'hed.

Ma lavaras ar roue :

« Piou eo da gerent, hag a belec'h e teuez ? A renk uhel e rankez beza, pa gredez goulenn va merc'h ».

« Mab oun da roue Iwerzon », eme ar paotr.

« Me a gave d'in ivez ne oas ket n'eus forz piou. D'it e vo va merc'h. Met tri zra a vo ret d'it ober a-raok ».

« Pez a c'hellin ober a rin ».

Hag e c'houlennas petra oa an traou-se.

Roue ar Bed a lavaras :

« Eur c'hraou bras a zo d'in, ennañ seiz koublad loened. Hizio e ranki tenna er-maez kement loustoni a zo er c'hraou-se. Ken naet e ranko beza ma c'hello eur voull aour ruilha eus eur penn anezañ d'egile ».

Diskouezet ar c'hraou da vab roue Iwerzon. Hag heñ ha staga ganti war an taol. Kaer en doa ober koulskoude, e teue e-barz diou wech muioc'h a loustoni eget na zeue gantañ er-maez. Labourat ha labourat a rae. Seul vuioc'h e laboure, seul nec'hetoc'h e oa. Ne oa ket a zilouza ar c'hraou-se.

Ma soñjas ennañ e-unan :

« Gwell e vefe bet d'in chom hep dont da c'houlenn merc'h Roue ar Bed ».

A-benn ar c'hreisteiz, setu ma teuas teir merc'h ar roue da ober eun dro vale dre eno.

Eme an hena d'ar paotr :

« Doare ac'h eus da veza skuiz, mab roue Iwerzon ».

« Skuiz oun », emezañ.

« Ma oufen », emezi, « ez eo en abeg d'in out deut, skarza ar c'hraou evidout a rafen ».



An eil merc'h a gomzas evel he c'hoar. Met ar yaouanka a lavaras :

« Pe en abeg d'in, pe en abeg d'eun all out deut, dilouza ar c'hraou a rin evidout ».

Hag e kendalc'has evel-hen :

« Skarzit, skarzit, forc'hig kroumm ; skarzit, skarzit, palig kamm ».

Ken buan e voe skarzet ar c'hraou ken brao ma c'helle eur voull aour mont war ruilh eus eur penn d'ezañ d'egile. Teir merc'h ar roue a zistroas d'ar gêr, o lezel ar paotr e-unan.

En deiz-se e teuas ar roue betek eno.

« Ha naet eo ar c'hraou, mab roue Iwerzon ? » emezañ.

« Me 'gred ! » eme ar paotr.

« Mat eo ! Laouen oun gant se ! » eme ar roue.

« Ha roet e vo d'in da verc'h ? » eme ar paotr.

Ar roue a lavaras :

« Muioc'h az po d'ober warc'hoaz. Ret e vo d'it toi ar c'hraou gant plu. Pep pluenn a vo troet he zroad a-ziabarz hag he fenn a-ziavaez. Hag e vo eun neudenn seiz o staga an holl bluennou an eil ouz eben ».

« Plu am bo diganit ? » eme ar paotr.

« Nann. D'it da vont da glask ha da zastum anezo ma c'hellez ».

Antronoz ez eas mab roue Iwerzon da glask plu war ribl ar mor. Pa en deveze kavet eun dournad hag o lakaet war ar c'hraou, e save an avel hag e skigne anezo holl.

« Gwell e vefe bet d'in », a soñjas, « chom hep dont da c'houlenn merc'h Roue ar Bed ».

War-dro kreisteiz e teuas teir merc'h ar roue d'ober eun dro vale dre eno. An hena a lavaras :

« Mab roue Iwerzon, o terri da gorf emaout evit toi ar c'hraou. Ma oufen ez eo en abeg d'in out deut, e doi evidout a rafen ».

An eil merc'h a gomzas heñvel. Met an hini yaouanka a lavaras :

« Pe en abeg d'in, pe en abeg d'eun all out deut, toet e vo ar c'hraou ganin evidout ».

Ha hi ha tenna eur c'houitell eus he godell, ha c'houeza enni. Kerkent e teuas al laboused a dro-war-dro da heja o flu a-us d'ar c'hraou, hag a voe toet dioustu. Pep pluenn a oa troet he zroad a-ziabarz hag he fenn a-ziavaez. Hag e oa eun neudenn seiz o staga an holl bluennou an eil ouz eben.

Merc'hed ar roue a yeas d'ar gêr, ouz e lezel e-unan. En devez-se, ar roue a zeuas da welout.

« Toet eo bet ar c'hraou ganit, mab roue Iwerzon », emezañ. « Plijet oun gant da labour, met gant labour da vestr-skol n'oun ket ».

« Ha roet e vo d'in da verc'h bremañ ? » eme ar paotr.

« Evit hizio ne vo ket. Muioc'h az po d'ober warc'hoaz ».

Antronoz e lavaras ar roue :

« Pemp alarc'h a zo d'in. Kerz d'o diwall. M'o lezez da vont kuit e vi krouget. M'o diwallez mat e timezi gant va merc'h ».

Ar paotr a yeas da ziwall an elerc'h. Kaer en doe ober, tec'hout dioutañ a rejont. Hag heñ hag azeza, nec'het-bras, ha soñjal ennañ e-unan :

« Keuz am eus n'oun ket chomet e ti va zad. Dont a reas an daou daol all da vat ganin. Met kazeg a rin en dro-mañ ».



A-benn ar c'hreisteiz e teuas teir merc'h ar roue dre eno d'ober eun dro-vale.

« Aet an elerc'h diouzit, mab roue Iwerzon », eme an hena.

« Ya », emezañ, « ha n'oun ket evit o c'havout ken. Aet int kuit war ar mor, kaer 'zo bet d'in ».

« Mat ! » emezi, « ma oufen ez eo en abeg d'in out deut, d'o c'hlask ez afen evidout ».

An eil merc'h a gomzas evel he c'hoar. Met an hini yaouanka a lavaras :

« Pe evidoun pe evit eun all out deut, ne ran forz. Degas a rin an elerc'h d'it en-dro ».

Hag e c'houezas en he c'houitell. Hag an elerc'h da zont d'ar gêr kerkent.

Tra ma edo ar paotr ouz o diwall en devez-se, e teuas Roue ar Bed hag e lavaras :

« A-benn out deut d'o diwall, war a welan ».

« Ya, ya », emezañ, « ha beza am bo da verc'h bremañ ? »

« Nann », eme ar roue, « eun draig bennak ac'h eus da ober c'hoaz ».

Pa voent aet d'ar palez, ar roue a lavaras :

« Warc'hoaz ez an da besketa. D'it e vo naetaat ha birvi ar pesked a bakin ».

Antronoz eta e pakas ar roue eur pesk, hag e roas anezañ da vab roue Iwerzon da naetaat ha da virvi.

« Da ober eun tamm kousked ez an bremañ », eme Roue ar Bed ; « ra vo bervet ar pesk pa zihunin ».

Hag ar paotr ha staga da naetaat ar pesk. Seul ma tiskante anezañ, e teue diou wech muioc'h a skant war e groc'hen.

Neuze e teuas an hena eus ar merc'hed, hag e lavaras d'ar paotr :

« Ma oufen ez eo en abeg d'in out deut, naetaat ar pesk evidout a rafen ».

An eil c'hoar a gomzas evel an hena. Met ar yaouanka a lavaras :

« N'eus forz evit pehini out deut, naetaat a rin ar pesk evidout ».

Naetaet e voe ar pesk ganti, ha lakaet war an tan. Neuze e tostaas-hi ouz mab roue Iwerzon hag e lavaras d'ezañ :

« Ret d'it ha d'in kemer an tec'h a-raok d'am zad da zihuni ».

Kavout a rejont pep a varc'h er marchosi.

Pa zihunas ar roue, e c'houlennas pelec'h edo an den yaouank. Tec'het gant e verc'h, a voe respontet d'ezañ, ken buan ha ma c'helle mont ar c'hezeg gant o fevar zroad. Hag ar roue war o lerc'h.

Ar paotr hag ar plac'h a glevas eun trouz bras.

« Sell », emezi, « ha gwelout a c'hellez eun dra bennak e skouarn da varc'h ».

« Eun tammig spernenn a welan », emezañ.

« Taol anezi a-dreñv da gein », emezi.

Ober a reas : hag an tammig spernenn a netra a greskas, ken na reas eur c'hoad bras, d'ezañ eul leo a led ha diou leo a hed. Edo an daou zen yaouank en eun tu d'ar c'hoad ha Roue ar Bed en egile. Ret e voe da hemañ distrei d'ar gêr da glask eur vouc'hal da drouc'ha ar gwez, ken teo e oant.

A-benn e teuas d'ober eun hent dre ar c'hoad gant e vouc'hal. Ar paotr hag ar plac'h a oa chomet en eun tu bennak da ziskuiza. Evel-se en doa bet ar roue amzer da zont warno.

Kerkent ha m'e weljont o tostaat, sevel ha kemer



an tec'h a rejont. Tostik-tre e oa ar roue, pa lavaras ar plac'h d'he mignon :

« Sell ha ne welez netra e skouarn da varc'h ».

« Eun tammig maen a welan », emezañ.

« Taol anezañ a-dreñv da gein », emezi.

Ober a reas : hag an tammig maen bihan a greskas d'eur menez bras, d'ezañ diou leo a led hag eur c'hard leo a uhelder. Edo ar roue ouz troad ar menez, hag an daou zen yaouank war al lein. Hag i da sellout d'an traoñ da welout penaos en em gave. Ar roue a selle d'an nec'h. Pa n'oa ken evit ober netra, e tistroas d'ar gêr, ouz o lezel da vont e-lec'h ma karjent.

Kemer a rejont penn o hent etrezek Iwerzon. Degouezet oant tre e-kichen palez tad ar paotr, pa lavaras ar plac'h yaouank :

« Ne din ket d'ar palez ganit dioustu. Pa vezi deut er gêr, ar c'hi a lammo warnout gant al levenez. Kas anezañ pell diouzit ma c'hellez. Rak ma lak e bao war da zremm, ankounac'haet e vin ganit ».

Kenavo a lavarjont an eil d'egile. Ar plac'h yaouank a yeas da chom e ti eur gov a oa eno. O veza prenet dilhad eur gwaz hag o gwisket, ez eas da gaout ar gov ha goulenn outañ hag ezomm en doa eus eur mevel.

« Ya », eme ar gov, « rak va mevel a zo aet kuit dec'h ».

Ar mevel yaouank a zeskas neuze micher ar gov. Deski a rae buan. Ha souezet oa an holl o welout pegen koant e oa. Labourat a reas eno e-pad bloaz. Biskoaz n'en doa bet ar gov gwelloc'h mevel.

Eun deiz e savas ar brud edo mab roue Iwerzon o vont da zimezi gant merc'h roue Farafohuin. E-mesk

ar re a oa pedet d'an eured e oa ar gov. Hemañ a lavaras d'e vevel dont gantañ.

« Mont a rin », eme ar mevel, « nemet eun dra am eus d'ober er c'hovel hag a fell d'in kas ganin. Daoust ha va lezel a ri da labourat er c'hovel henoz? »

Ar gov a asantas ; hag ar mevel a reas eur yar aour hag eur c'hilhog arc'hant.

Pa zeuas an deiz, setu ar gov hag e vevel o vont d'an eured. A-raok mont, en doa ar mevel lakaet eun nebeut edennou en e c'hodell. O tont er palez, e kavjont eur bern tud o doa en em vodet eno. Mignoned e oant d'ar gov, an darn vrasa anezo, hag e lavarjont d'ezañ aoza eur c'hoari evit tremen an amzer.

« An dra-se n'hellan ket ober », emezañ, « met va mevel a c'hell marteze ».

Goulennet e voe neuze digant ar mevel aoza eur c'hoari, hag e respontas e raje.

Hag heñ ha lakaat ar yar aour hag ar c'hilhog arc'hant war al leur-di, ha teurel teir edenn dirazo. Ar c'hilhog a bakas diou edenn, hag ar yar unan.

« Gok ! gok ! » eme ar yar.

Hag ar c'hilhog a lavaras :

« Petra a c'hoarvez ganit ? »

« Ha soñj ac'h eus », eme ar yar, « eus an deiz ma naetais ar c'hraou bras evidout ? »

An holl a zirollas da c'hoarzin ha da c'hoapaat. Mevel ar gov a daolas teir edenn adarre. Ar c'hilhog a bakas diou hag ar yar unan hepken.

« Gok ! gok ! » eme ar yar.

« Petra a c'hoarvez ganit ? » eme ar c'hilhog.

« Pa 'z pije soñj », eme ar yar, « eus an deiz ma tois



ar c'hraou evidout gant plu, ne vijes ket o tebri diou edenn, tra n'em eus-me nemet unan ».

Mab ar roue a sellas ouz ar mevel hag a lavaras d'ezañ :

« Ma 'z eus edennou all ganit, taol anezo d'al laboused ».

(Soñj a oa deut d'ezañ a-greiz-holl eus kement tra a oa c'hoarvezet gantañ hag e lavare drezañ e-unan : « Gwelomp atao ; bremaik e vin diarvar »).

Ar mevel a daolas teir edenn all, hag ar c'hilhog a bakas diou, hag ar yar unan hepken.

« Gok ! gok ! » eme ar yar.

« Petra a c'hoarvez ganit ? » eme ar c'hilhog.

« Ha soñj ac'h eus eus an deiz ma tegasis an elerc'h d'it ? Ma 'z pije, ne 'z pije ket debret diou edenn, tra na zebren-me nemet unan ».

Ha setu mab ar roue o vont betek mevel ar gov, o starda anezañ etre e zivrec'h, hag o lavarout d'ezañ :

« O va mignonez muia-karet, te eo ! »

Kerkent e voe kaset en eur gambr all, ha gwisket evel eur vaouez. Lakaet e voe d'ezi eur chadenn aour en he c'herc'henn, eur walenn aour war he biz, hag eun eurier aour a voe roet d'ezi.

D'ar plac'h a dlee dimezi ganti e lavaras mab ar roue :

« Setu aze va muia-karet, an hini oun bet da glask pell. Ha ne fell d'in kaout da wreg hini ebet nemeti. Mar karez chom, e pedan ac'hanout d'an eured, d'it da gaout kement a blijadur ha ma c'hellez. Ha mar ne garez ket, e lezan ac'hanout da vont kuit ».

Ar plac'h a yeas kuit, droug enni.

Dimezet e voe mab roue Iwerzon ha merc'h Roue ar Bed en devez-se gant beleg an ti.

## AR MAESA E KROUAC'HAN

Mesaer Krouac'han a oa d'ezañ tri mab. Koueza klañv a reas. Pa voe tost da vervel e c'halvas e vab hena da zont d'e gaout. Dont a reas ar mab. E dad a lavaras d'ezañ :

« Va mab, da c'hervel am eus graet, pa 'z eo gwir n'em eus ket kalz amzer ken da chom war ar bed-mañ. Ha kemer a ri ar Maesa e Krouac'han ? »

« Ne rin ket », eme ar mab, « trugarez d'it ! »

« Mat ! » eme an tad, « lavar d'az eil breur dont amañ ».

An eil mab a zeuas, hag a lavaras :

« Petra a fell d'it, va zad ? »

« Ha kemer a ri ar Maesa e Krouac'han ? »

« Trugarez d'it ! Ne rin ket ! »

« Mat ! » eme an tad, « lavar d'az preur yaouank dont amañ ».

Ar mab yaouanka a zeuas.

« Petra a fell d'it, va zad ? » emezañ.

« Emaoun o vont da vervel ».

« Kemer a rin ar Maesa e Krouac'han », eme ar paotr.

An tad a lavaras neuze :

« Pa vin marvet ha kaset d'ar vered, a-benn eun devez pe zaou ez i da Grouac'han. Hag eno ober an dro eur wech, hag ober an dro diou wech. Goude se ez i da azeza war eun dorgenn gaer ha glas, ma sav an heol warni abred ha ma tiskenn diwezat warni.



Dont a raio betek ennout eun den yaouank du ha rodellek e vleo, gantañ eun horell aour hag eur vaz-dotu arc'hant en e zourn. Lavarout a raio d'it : « Deus ganin da c'hoari, mabig. Kollet eo Krouac'han ganit ». Ha respont a ri d'ezañ : « Piou a lavar ne c'hoariin ket? » C'hoari a reot ho-taou en devez-se. Ha neuze e lavaro d'it : « Kemer da c'hopr ». Ha respont a ri : « Va gopr a vo ar vaouez wella a zo ez pro ». Kaset e vi gantañ d'e vro, ha diskouezet e vo d'it ar merc'hed kaera az po gwelet biskoaz. Arabat d'it dibab unan anezo. Gwelout a ri eur vaouezig lous, du he c'hro-c'hen, o skuba eur c'hraou. Hag e lavari d'ar paotr : « Hounnez a fell d'in kaout ». Roet e vo d'it, hag e timezi ganti, hag e kasi anezi d'ar gêr ganit. Hi a lavaro d'it kement tra az po d'ober. Ha bremañ kenavo. Va bennoz d'it ».

Mervel a reas an tad, ha lakaet e voe en douar. Antronoz e kemeras ar mab yaouanka penn e hent etrezek Krouac'han. Ober a reas an dro eur wech, ober a reas an dro diou wech. Ha goude mont da azeza war eun dorgenn gaer ha glas, ma save an heol warni abred ha ma tiskenne diwezat warni. Setu ma teuas betek ennañ an den yaouank du ha rodellek e vleo, gantañ eun horell aour hag eur vaz-dotu arc'hant en e zourn.

« Deus ganin da c'hoari, mabig », emezañ ; « kollet eo Krouac'han ganit ».

Ar mesaer yaouank a respontas :

« Piou a lavar ne c'hoariin ket ? »

C'hoari a rejont a-hed an deiz, ha tomm e voe ar c'hoari. Ar mesaer an hini eo a c'hounezas.

« Kemer da c'hopr », eme an den yaouank.

« Va gopr a vo ar vaouez wella a zo ez pro ».

Diskouezet e voe d'ar mesaer ar merc'hed ar c'haera a zo er bed. Hag en o c'hichen e wele eur vaouezig lous, du he c'hroc'hen, o skuba eur c'hraou.

« Hounnez a fell d'in kaout », emezañ.

Hag e kasas anezi gantañ d'ar gêr, hag e timezas ganti.

Antronoz ez eas da Grouac'han adarre. Evel en derc'hent e reas. An den yaouank a zeuas d'e gaout, hag adarre e c'hoarijont a-hed an devez, hag ez eas ar gounid gant ar mesaer adarre.

« Kemer da c'hopr », eme an den yaouank.

« Va gopr a vo an ebeulez wella a zo ez pro ».

Diskouezet e voe d'ar mesaer an ebeulezed kaera en doa gwelet biskoaz, hag en o c'hichen eun ebeulez c'hell ha blevek.

« Hounnez a fell d'in kaout », emezañ.

Hag e kasas an ebeulez gantañ.

Pa voe distro er gêr, e c'houlennas e wreg :

« Graet mat eo da dro, va gwaz ? »

« Ya », emezañ, « gounezet em eus ».

Antronoz e c'hoarvezas ar c'hontrol diouz an daou zevez a-raok. Ar mesaer eo a gollas.

« Kemer da c'hopr », emezañ d'egile.

« Ar gopr a c'houlennan », eme an den yaouank, « eo ma 'z i-te da glask d'in kleze tan roue Sorc'ha ».

Pa zistroas d'ar gêr diouz an abardaez, ne gavas eno nag e wreg nag an ebeulez. Ar ramz bras, roue Sorc'ha, en doa o laeret o-diou. Mont a reas ar mesaer d'e wele.

Antronoz vintin e leinas, ha neuze en hent da glask e wreg hag an ebeulez. Eur wastell a gasas gantañ en e c'hodell.

Kerzout a reas pell amzer, ken na voe aet treut e



zioujod ha du soliou e zaoudroad. Edo al laboused penn-melen o vont da gousket e traoñ ar bodou hag e lein ar gwez, koumoul du an noz o tont ha koumoul an deiz o vont kuit. Setu ma welas eun ti pell-bras dirazañ. Met buan e voe degouezet eno.

Mont a reas e-barz an ti, hag azeza er penn uhela anezañ. Ne oa den ebet eno. Nevez c'hraet e oa an tan, nevez skubet al leur, nevez kempennet ar gwele. Ha piou a zeuas neuze nemet falc'hun Glen-Kouaic'h ?

Lavarout a reas d'ar mesaer yaouank :

« Te eo a zo amañ, paotr Krouac'han ? »

« Amañ emaoun », emezañ.

« Ha ne ouzout ket piou a zo bet amañ dec'h da noz ? » eme ar falc'hun.

« Ne ran ket ».

« Ar ramz bras, roue Sorc'ha, gant da wreg hag an ebeulez c'hell blevek. Hag e oa ar ramz o c'hourdrouz trouc'ha da benn diouzit ma c'hellje paka ac'hanout e tu pe du ».

« Kredi a rafen », eme ar paotr.

Roet e voe d'ezañ da zebri ha da eva gant ar falc'hun, hag eur gwele da gousket. Atronoz vintin, al labous a savas hag a aozas lein d'ar paotr, hag a roas d'ezañ eur wastell evit an hent.

Mont a reas kuit. D'an abardaez-noz e welas eun ti pell dioutañ. Met dont a reas betek eno e berr amzer daoust da se. Da azeza ez eas e penn uhela an ti. Nevez c'hraet e oa an tan, nevez skubet al leur, nevez kempennet ar gwele. Ha piou a zeuas neuze nemet an houad penn-gwer ?

« Te eo, paotr Krouac'han ? », emezañ.

« Me eo », a respontas ar paotr.

« Ha gouzout a rez piou a zo bet amañ dec'h da noz ? »

« Ne ran ket ».

« Amañ eo bet ar ramz bras, roue Sorc'ha, gant da wreg hag an ebeulez c'hell blevek. Ha ma pak ar ramz ac'hanout, trouc'ha da benn diouzit a raio ».

« Kredi a rafen », eme ar paotr.

Da zebri ha da eva en doe digant an houad, hag eur gwele da gousket. Antronoz vintin, an houad a savas, a aozas lein hag a roas eur wastell d'ar mesaer da lakaat en e c'hodell.

Mont a reas kuit, ha d'an abardaez-noz e welas eun ti bihan pell dirazañ, hag a dizas koulskoude e berr amzer. Hag heñ da benn uhela an ti. Nevez c'hraet e oa an tan, nevez skubet al leur, nevez kempennet ar gwele. Ha piou a zeuas neuze, nemet louarn ar brouskoad ?

« Te eo, paotr Krouac'han ? » emezañ.

« Me eo », a respontas ar paotr.

« Gouzout a ouzout marteze piou a zo bet amañ dec'h da noz ? »

« E feiz, ne ran ket ».

« Ar ramz bras, roue Sorc'ha, gant da wreg hag an ebeulez c'hell blevek. Hag e oa ar ramz o toui hag o vallozi, hag o c'hourdrouz trouc'ha da benn ma teu da baka krog ennout ».

« Kredi a rafen », eme ar mesaer.

Al louarn a roas d'ezañ da zebri ha da eva, hag eur gwele. Savet e oa al loen antronoz abred da aoza lein d'ar paotr hag eur wastell war ar marc'had da derri e naon war an hent.

Mont a reas kuit. War-dro serr-noz ez en em gavas dirak eun ti, a oa pell-bras dioutañ. Eno e voe koulskoude a-benn nebeut. E penn uhela an ti ez azezas. Nevez c'hraet e oa an tan, nevez skubet al leur, nevez



kempennet ar gwele. Ha piou a zeuas neuze nemet dourgi gell ar riolenn ?

« Amañ emaout, paotr Krouac'han ? » a lavaras.

« Amañ emaoun ».

« Ha gouzout a rez piou a zo bet amañ dec'h da noz ? »

« Ne ran ket ».

« Ar ramz bras, roue Sorc'ha, da wreg, hag an ebeulez c'hell blevek. Ha ma vijes bet amañ, eme ar ramz, trouc'het e vije bet da benn gantañ ».

« Kredi a rafen », eme mesaer Krouac'han.

Roet e voe d'ezañ da zebri ha da eva gant an dourgi, hag eur gwele da gousket.

Pa zihunas ar paotr antronoz, e welas falc'hun Glenkouaic'h, an houad penn-gwer, louarn ar brouskoad ha dourgi gell ar riolenn o tañsal holl war al leur-di. Neuze ez aozjont lein, a gemerjont holl a-unan. Pa voe echu, e lavarjont d'ar paotr :

« Mar deuez da veza nec'het, n'ec'h eus nemet soñjal ennomp ».

« Bennoz Doue d'eoc'h », eme ar mesaer, « ha kenavo ! »

Mont a reas kuit. War-dro kuz-heol en devez-se e teuas dirak ar c'heo ma edo ar ramz bras, roue Sorc'ha, o chom ennañ. Ha piou a gavas eno nemet e wreg ? Ar ramz ne oa ket er gêr. Aet e oa da chaseal.

Ar wreg a roas da zebri ha da eva d'he fried. Hag e kuzas anezañ e penn uhela ar c'heo. Eur bern dilhad a lakaas warnañ d'e guzat gwelloc'h.

Pa zistroas ar ramz d'ar gêr :

« O ! o ! » emezañ, « klevout a ran c'houez eun estren ».

« Nann, va mignon », emezi, « n'eo netra nemet eul labous am eus rostet evidout ».

« O ! » emezañ, « ne ran forz ».

« Me 'garfe gouzout », emezi, « pelec'h emañ da vuhez, d'in da deurel evez outi ».

« Emañ er maen glas a zo aze », emezañ.

Pa 'z eas er-maez antronoz, e kemeras-hi ar maen, hag e walc'has anezañ mat, hag e lakaas anezañ er goudor.

Pa zistroas ar ramz, e lavaras d'ezi :

« Petra ac'h eus gwalc'het evel-se ? »

« Da vuhez », emezi, « ret diwall anezi mat ».

« Karout ac'hanoun a rez, war a welan. Met n'eo ket aze emañ va buhez ».

« Pelec'h emañ ? » emezi.

« En dañvad glas war an dorgenn du-hont », emezañ.

Antronoz pa 'z eas ar ramz er-maez, ar vaouez a grogas en dañvad glas, a walc'has hag a gempennas anezañ, hag a lakaas anezañ el lec'h gwella a oa en ti.

D'an abardaez, o tont en-dro, kenta tra a lavaras ar ramz :

« Petra ac'h eus gwalc'het ha kempennet aze ? »

« Da vuhez, va mignon », emezi ; « ha n'eo ket aze emañ ? »

« Kalz a boan a gemerez da virout d'in va buhez. Met gaou am eus lavaret d'it diou wech. Ma ! klev ar wirionez en-dro-mañ. Emañ va buhez dindan droad ar marc'h bras glas er marchosi. Eno ez eus eul lenn vihan, a-us d'al lenn seiz tamm kroc'hen glas, a-us d'ar c'hrec'hin seiz moudenn, dindan ar c'hrec'hin seiz planken dero. E-barz al lenn ez eus eun dluzenn,



e kof an dluzenn eun houad, e kof an houad eur vi, hag e-kreiz ar vi eur spernenn. Ha keit ha ne vo ket ar spernenn-se chaoket munut, den ebet ne c'hell va laza. N'eus forz pegoulz e vo lakaet ar seiz tamm kroc'hen, ar seiz moudenn, pe ar seiz planken da fiñval, gouzout a rin dioustu, n'eus forz pelec'h e vin. Eur vouc'hal am eus aze, a-dreñv d'an nor. Ret trouc'ha an holl draou-se gant ar vouc'hal a-raok tizout al lenn. Ha kerkent ha ma vo tizet, gouzout a rin ».

Pa voe aet ar ramz er-maez antronoz vintin da chaseal, setu ar vaouez da lavarout d'he fried :

« Deomp da glask trouc'ha ar c'hrec'hin, ar moudennou hag ar plenk ».

« Deomp », emezañ.

Hag i d'ar marchosi. Ar mesaer a bakas krog er vouc'hal, hag e oa o vont da skei, pa lavaras ar marc'h bras glas d'ezañ :

« Gortoz ! Dalc'h mat ar vouc'hal ! D'in eo da skei warni ! »

Hag e savas ar marc'h bras glas war e baoiou a-dreñv, hag e lakaas e baoiou a-raok da goueza war ar vouc'hal, ken na sankas a-dreuz d'ar seiz tamm kroc'hen, d'ar seiz moudenn ha d'ar seiz planken dero erbetek al lenn. An dluzenn koulskoude a lammas er-maez e-barz eur stêr a oa o redek dre eno, ha ne voent ket evit paka anezi.

« A ! » eme ar mesaer, « ma vefe amañ dourgi gell ar riolenn, ne vefe ket pell o paka an dluzenn ».

Kerkent e teuas an dourgi, hag e lavaras :

« Petra 'fell d'it, va mab ? »

« Me a garfe kaout an dluzenn a zo lammet e-barz ar stêr ».

Hag an dourgi da lammat er stêr war he lerc'h ha

d'he faka. Ar mesaer a zigoras anezi, hag er-maez e nijas eun houad, uhel en aer.

« A ! » eme ar paotr, « ma vefe falc'hun Glen-Kouaic'h amañ, paka an houad a rafe buan ».

N'en doa ket peurlavaret ma edo ar falc'hun dirazañ.

« Petra 'fell d'it, mesaer ? »

« Me a garfe kaout an houad a zo nijet kuit bremaik ».

Kerkent e nijas ar falc'hun war-lerc'h an houad, hag e pakas anezañ. Ar mesaer a zigoras kof al labous, hag e lammas eur vi er-maez.

« Ma vefe an houad penn-gwer amañ », eme ar paotr, « ne vefe ket pell o kavout ar vi ».

An houad penn-gwer a zegouezas, hag a lavaras :

« Petra 'fell d'it, paotr Krouac'han ? »

« Red buan da glask ar vi a zo lammet er-maez. Emañ ar ramz bras o tont warnomp ».

An houad penn-gwer a redas hag a gavas ar vi. Torret e voe kerkent. Met ar spernenn a oa e-barz a dec'has kuit hag a yeas da guzat en eur bod spern, hag a oa holl heñvel outi. Edo ar ramz o tostaat.

« Ma vefe louarn ar brouskoad amañ », eme ar paotr, « kavout ar spernenn a rafe d'in ».

Dioustu e teuas al louarn, hag e lavaras :

« Petra 'fell d'it, mesaer Krouac'han ? ».

« Kerz buan buan da glask ar spernenn a zo aet eus ar vi d'ar bod-spern-se ».

Al louarn a gavas ar spernenn, hag a roas anezi d'ar paotr. Hemañ a chaokas anezi. Ha setu ma kouezas ar ramz, maro ha yen, eun ugent paz bennak dioutañ.

Ar mesaer hag e wreg a dremenas an nozvez-se er c'heo. Antronoz ez ejont d'ar gêr, o kas ganto holl



aour hag arc'hant ar ramz, hag e gleze tan. Pignet e oa ar wreg war gein an ebeulez, hag ar gwaz war gein ar marc'h bras glas.

An eil antronoz ez eas ar mesaer da Grouac'han gant ar c'hleze. A-raok ma oa aet kuit, e wreg he doa lavaret d'ezañ :

« Dont a raio an den yaouank d'az kavout. Ro d'ezañ ar c'hleze. Neuze e lavaro d'it : « Ar c'hleze-mañ n'en deus ket e bar er bed-holl ». Hag e responti : « Gwir, panevet eur si bihan a zo gantañ ». « Pelec'h emañ ar si ? » a lavaro. Hag an holl amzer-se e vo en e soñj trouc'ha da benn diouzit. Kemer a ri ar c'hleze da ziskouez ar si d'ezañ, hag e trouc'hi e benn dioutañ buan, o lavarout : « Amañ emañ ar si ».

Ober an dro da Grouac'han a reas ar mesaer eur wech. Neuze ober an dro diou wech. Ha goude mont da azeza war eun dorgenn gaer ha glas, ma save an heol warni abred, ha ma tiskenne diwezat warni. Hag an den yaouank du ha rodellek e vleo a zeuas betek ennañ.

« Amañ emaout, paotr Krouac'han ? » eme an den yaouank.

« Amañ emaoun », eme ar paotr.

« Degaset ec'h eus ar c'hleze tan ganit ? »

« Ya », eme ar paotr, en eur rei ar c'hleze d'an den yaouank.

Hemañ a lavaras :

« Ar c'hleze-mañ n'en deus ket e bar er bed holl ».

« Gwir », a respontas ar mesaer, « panevet eur si bihan a zo gantañ ».

« Pelec'h emañ ar si ? »

« Ro d'in ar c'hleze ma tiskouezin d'it ».

Hag ar mesaer ha kregi er c'hleze, ha trouc'ha gan-

tañ penn an den yaouank, buan-ha-buan, o lavarout :
« Amañ emañ ar si ».

Hag ez eas en-dro d'ar gêr, hag e chomas mestr war Grouac'han keit ha ma vevas.



## BRO AR MENEZIOU GLAS

Bez' e oa tri soudard, a en em glevas etrezo da vont kuit diouz an arme, hag a lavaras an eil d'egile :
« Arabat d'imp mont a-unan. Kerzomp pep hini diouz e du ».

Ar c'henta a oa serjant, an eil korporal, hag an trivet soudard.

Hag i da vont.

Daou zevez goude se, war-dro serr-noz, ec'h en em gavas ar serjant dirak eur palez bras ha kaer. Aet e oa skuiz, ha naon du a oa d'ezañ. Goulenn a reas e-kichen dor an traoñ aotre da chom e-pad an noz. Setu ma welas o tont eun dimezell yaouank, hag a lavaras d'ezañ e vije degemeret mat er palez, rak, emezi, « soudarded ha martoloded a oar a bep seurt keleier ».

Lakaet e voe da zont e-barz.

« Gortoz eur pennad », eme an dimezell, « bremaik e vezo prest koan. Kredi a ra d'in ec'h eus ezomm debri hag eva ».

Pa zeuas an noz e voe servijet koan, lakaet war eun daol eur bern traou mat evitañ.

« Bremañ », eme an dimezell, « e vo ret d'imp laza ar goulou. Evel-se e vez graet en ti-mañ. N'az po nemet dibab goude an dra a blij d'it ar muia ».

« O ! » emezañ, « mar deo kustum an ti, evidoun-me ne ran forz ».

Lazet e voe ar goulou, hag e krogas ar serjant er plad en doa dibabet. Kerkent e skoas an dimezell gant he zroad hag e c'halvas daou vevel, o lavarout :

« Kasit hemañ d'ar prizon dioustu ».

Ar vevelien a sentas. Lakaet e voe ar paotr en eun toull du, hag eno n'en doe netra da zebri ha da eva nemet bara ha dour.

En nozvez goude e tegouezas ar c'horporal dirak an hevelep ti, ha goulenn bod betek ar mintin. An dimezell a ziskennas betek an nor da lavarout d'ezañ dont e-barz. Pa voe aet ar soudard e-barz ar sal, e pedas anezañ da azeza.

« Gouzout a ran », emezi, « ez eus naon d'it ha sec'hed. Bremaik e vo degaset koan ».

An noz du a zeuas, ha ne wele ar c'horporal netra o tont. Skuiza a rae o c'hortoz. En diwez e voe lakaet boued a bep seurt dirazañ.

« En ti-mañ », eme an dimezell, « ne vez ket lezet e-pad koan ar goulou war elum. Dibab an dra a gavi ar gwella ».

War se e lazas ar goulou. Ar paotr a zibabas eur plad. E oa o vont da staga ganti, pa skoas an dimezell gant he zroad ha pa zeuas daou vevel, a gasas ar c'horporal d'ar prizon. Hag eno n'en doe nemet dour ha bara.

En devez war-lerc'h, diouz an abardaez, e voe tro ar soudard d'en em gavout dirak dor ar palez. Edo o vervel gant an naon. Digoret e voe d'ezañ gant an dimezell. Ha pedet e voe ganti, evel an daou all, da zont e-barz da goania.

« Gortoz amañ. Ne vo ket pell », emezi.

Pa voe noz teñval anezi, e voe degaset koan.

« Dibab an dra a garez ar gwella », eme an dimezell. « Ez an da laza ar goulou. Ar c'hiz eo en ti-mañ ».

Lazet e voe ar goulou. Hag ar paotr dioustu da



sevel, ha da gemer an dimezell etre e zivrec'h, ha da bokat d'ezi, o lavarout :

« Mat eo ar boued. Met te a zo gwelloc'h c'hoaz ».

An dimezell war se a skoas gant he zroad da c'houlenn eur goulou. Hi hag ar soudard a azezas ouz taol, hag a goanias. Tremen a rejont an nozvez o konta traou an eil d'egile. Hi a c'houlennas outañ ha desket mat e oa, hag e respontas ya. Lavarout a reas-hi d'ezañ skriva eun dra bennak, ha skriva a reas. En diwez :

« Ha dimezi a ri ganin ? » emezi.

« Ya laouen », emezañ.

« Mat ! » emezi, « merc'h oun da roue Bro ar Meneziou Glas. Biskoaz n'em eus ket bet c'hoant da zimezi gant eur priñs. Eur paotr paour eo a fell d'in, gant ma vo koant. Douarou bras a zo d'in, hag ivez kalz aour hag arc'hant ».

Merket e voe eun devez ganto evit an eured.

Pa voe poent mont da gousket, an dimezell a gasas ar paotr d'eur gambr hag a lavaras d'ezañ nozvez vat. Antronoz e teuas d'e zihuni. Leina a rejont o-daou. Ha neuze e tennas an dimezell eur yalc'h aour eus he godell, hag e roas d'ezañ arc'hant da vont da brena dilhad e ti eur c'hemener.

Ar paotr a yeas eta da gavout ar c'hemener, hag a c'houlennas digantañ ober eur gwiskamant kaer, o lavarout e oa o vont da c'hortoz ken na vije prest. Ar c'hemener a grogas dioustu gant al labour. Pa voe echu an dilhad, ar soudard a lakaas anezo. E oa o kemer hent ar palez, pa lavaras mamm ar c'hemener d'he mab :

« Kae gantañ. P'en devo sec'hed, ro an aval-mañ d'ezañ. Kousket a raio ».

An dimezell a dlee dont a-benn hent d'ar paotr en eur c'harroñs en devez-se. Ar paotr hag ar c'hemener a yeas kuit. Goude eur pennad bale ez azezjont da ziskuiza.

« Sec'hed am eus », eme ar soudard.

« Me 'gav d'in », eme ar c'hemener, « ez eus eun aval ganin ».

Hag e roas an aval d'ar soudard, a zebras anezañ hag a gouezas kousket dioustu. Dres d'an hevelep poent e tegoueze an dimezell er c'harroñs.

« Petra ? » emezi, « kousket eo hemañ ! Dihun anezañ buan ».

Hag ar c'hemener da glask dihuna ar soudard, ha d'e heja-diheja a bep tu. Ne reas nemet koll e boan. An dimezell a dennas neuze eur walenn aour eus he godell. He rei a reas d'ar c'hemener, o lavarout d'ezañ e oa evit ar soudard.

« Ra chomo ganit henoz », emezi : « bez' e teuin en-dro warc'hoaz ».

An dimezell a zistroas d'he falez. En nozvez-se e chomas ar soudard e ti ar c'hemener. Antronoz pa zihunas, ar c'hemener a lakaas ar walenn aour war e viz, o lavarout :

« Setu amañ eur walenn oun bet karget da rei d'it gant an dimezell ».

E oant o vont gant o hent, pa voe galvet ar c'hemener gant e vamm.

« Hizio », emezi, « ne dalv ket kinnig d'ezañ eun aval. Kemer ar berenn-mañ eta da rei d'ezañ p'en devo sec'hed. Marteze ez eo ganit-te e fello da verc'h roue Bro ar Meneziou Glas dimezi ».

Goude eur pennad bale, ez azezas an daou baotr da ziskuiza.



« Sec'hed a zo d'in », eme ar soudard.

« Mat ! debr ar berenn-mañ neuze », eme ar c'hemener.

« Bennoz Doue d'it ! Dec'h em eus debret da aval, ha ranket em eus kousket goude. N'em eus ket ezomm eus da berenn ».

« Diskiant ma 'z out », eme ar c'hemener, « n'ec'h eus ket aon da gaout ».

Ar soudard a zebras ar berenn, ha kousket a reas kerkent. Dres e tegoueze an dimezell er c'harroñs.

« O kousket adarre ! » emezi.

« Ya », eme ar c'hemener, « hag e kav d'in e vo diaes dihuna anezañ ».

Kaer a voe ober, ne zihunas ket ar paotr. Hag an dimezell da denna eur gontellig eus he godell ha d'he rei d'ar c'hemener, o lavarout :

« Evit ar soudard eo houmañ. Dont a rin en-dro warc'hoaz ».

Goude ma voe aet kuit, ar soudard a zigoras e zaoulagad hag a c'houlennas ha deut oa an dimezell.

« Deut eo », eme ar c'hemener, « met n'omp ket bet evit da zihuna. Setu amañ eur gontellig he deus roet d'in evidout. Warc'hoaz e teuio en-dro ».

Antronoz goude lein, edo an daou baotr o vont diouz an ti, pa lavaras ar vaouez koz d'he mab :

« Hizio ne dalv ket kinnig d'ezañ eun aval nag eur berenn. Met kerkent ha ma azezo da ziskuiza, sank ar spilhenn-mañ e kein e borpant. Ha mar en deus bet c'hoant kousket a-raok, seiz gwech muioc'h en devo en dro-mañ ».

Hag i kuit, ha d'al lec'h ma oant kustum da ziskuiza. Hag e voe sanket ar spilhenn gant ar c'hemener e

kein porpant ar soudard, ken na gouezas hemañ kousket.

War se e teuas an dimezell gant daou vevel en he c'harroñs.

« O kousket emañ atao ? » emezi.

« Ya », eme ar c'hemener.

« Dihun anezañ ma c'hellez ».

Ne oa ket a zihuna anezañ koulskoude. An dimezell a gasas an daou vevel a oa ganti d'e gemer evit e lakaat er c'harroñs. Met ne voent ket evit sevel anezañ. Pounner-dreist e oa deut en eun taol.

O welout se, an dimezell a roas d'ar c'hemener eur spilhenn aour, d'ezañ d'he rei d'ar soudard pa zihunje.

« Lavar d'ezañ », emezi, « ne zeuin biken en-dro ».

Kerkent ha ma voe aet kuit, ar c'hemener a dennas ar spilhenn eus porpant ar soudard, a zihunas, hag a c'houlennas ha bet oa an dimezell eno.

« Ya », eme ar c'hemener, « ha lezet he deus ganin ar spilhenn aour-mañ da rei d'it. Ne weli ket anezi ken. Deomp d'ar gêr bremañ da gousket ».

« Ha ne rin ket », eme ar soudard. « Re alies em eus kousket evel-se. Bremañ ez in diouz va zu. Kenavo ».

Hag e lezas egile.

E kement lec'h ma tremene, e c'houlenne hent Bro ar Meneziou Glas. Respontet e veze d'ezañ gant an holl n'o doa biskoaz klevet ano ar vro-se. Pelloc'h ha pelloc'h e kerze, ha den ne c'helle lavarout d'ezañ pelec'h e oa. Goap a veze graet outañ pa gomze eus eun dra ken dianav.

Eun deiz ez en em gavas dirak eun den koz, a oa o lakaat taouarc'hennou da ober toenn eun ti.



« O ! » eme ar soudard, « na te 'zo koz, va den mat ! Hag o labourat c'hoaz d'an oad-se ! »

« Koz oun », a respontas an den, « met va zad a zo kosoc'h egedoun ».

« Ha beo eo da dad ? »

« Ya », eme an den koz. « O vont da belec'h emaout ? »

« O vont da Vro ar Meneziou Glas ».

« Ar wech kenta eo d'in klevout an ano-se. Va zad a oar marteze ».

« Pelec'h emañ da dad ? »

« Aet da glask taouarc'hennou d'in. Bremaik e vo amañ ».

An den a gase an taouarc'hennou a zegouezas neuze.

« A ! » eme ar soudard, « n'out ket eun den yaouank ! »

« N'oun ket yaouank, a dra sur. Met va zad a zo c'hoaz kosoc'h egedoun ».

« Ha beo eo da dad ? »

« Ya ».

« Pelec'h emañ ? »

« O trouc'ha an taouarc'hennou emañ ».

Mont a rejont da gavout an den a oa o trouc'ha taouarc'hennou.

« A, va den », eme ar soudard d'ezañ, « pe oad ac'h eus ? »

« Erru koz oun », eme an den, « met kosoc'h c'hoaz egedoun eo va zad ».

« Beo eo da dad neuze ? »

« Ya ».

« Pelec'h emañ ? »

« Aet da labouseta war ar menez ».

« Ha gouzout a rez-te », eme ar soudard, « pelec'h emañ Bro ar Meneziou Glas ? »

« Ne ouzon ket. Met henoz, pa zeuio va zad d'ar gêr, e c'helli goulenn outañ ».

Chom a reas gant an dud koz betek an abardaez. Pa welas al labousetaer o tont, e lavaras d'ezañ :

« Sell ! Na te 'zo koz ! »

« Koz oun, ya, met va zad a zo c'hoaz kosoc'h egedoun ».

« Ha beo eo da dad c'hoaz ? »

« Ya, ya, beo-mat ! »

« Pelec'h emañ ? »

« E-barz an ti ».

Ar soudard a c'houlennas c'hoaz :

« Hag anaout a rez Bro ar Meneziou Glas ? »

« Ne ran ket », eme an den koz, « met va zad a ra marteze ».

E-barz an ti ez ejont. Edod o luskella an tad en eur c'havell.

« Va feiz ! » eme ar soudard, « da be oad out erru, va den ? »

« D'eun oad bras », a respontas egile.

« Ha klevet ec'h eus biskoaz ano eus Bro ar Meneziou Glas ? »

« N'em eus ket ».

Al labousetaer a lavaras d'ar soudard neuze :

« Warc'hoaz ez in da labouseta adarre. Pa c'houezin en eur c'houitell a zo amañ ganin, e ranko an holl laboused eus holl vroiou ar bed nijal betek ennoun. Gouzout a rin evel-se ha beza ez eus eur vro anvet Bro ar Meneziou Glas ».

Ar soudard a dremenas an nozvez-se e ti an dudigou koz. Antronoz goude lein ez eas gant al labouse-



taer war ar menez. Hag hemañ ha c'houeza en e c'houitell. Kerkent e voe du an oabl gant laboused o nijal betek ennañ. Nemet eun erer bras a zegouezas kalz war-lerc'h ar re all.

« Ha pelec'h out chomet, lezirek ma 'z out ? » eme al labousetaer.

« Keuz am eus da veza ken diwezat », eme an erer, « pelloc'h em eus bet da nijal eget ar re-mañ. »

« A belec'h e teuez eta ? »

« Eus Bro ar Meneziou Glas ».

« Mat ! » eme al labousetaer, « setu amañ eun den en deus c'hoant da vont eno. Distrei a ranki warc'hoaz, o kas hemañ war da gein ».

« Hag a rin », eme an erer, « gant ma vo roet d'in a-walc'h da zebri ».

« Roet e vo d'it eur pez tamm kig », eme an den.

An erer a dremenas an nozvez-se ganto holl. Abred diouz ar mintin antronoz, ez eas al labousetaer, ar soudard hag an erer war ar menez adarre. Eun tamm kig a voe roet d'al labous, hag unan all d'ar soudard. Hemañ a bignas war gein an erer, a lavaras kenavo ha bennoz Doue d'al labousetaer. Ha kuit.

A-benn eur pennad, e stagas an erer da zebri e damm kig. Pa voe debret-holl, e lavaras d'ar soudard :

« Naon am eus. Ret e vo d'it diskenn ».

« Arabat ! » eme ar soudard, « eun tamm kig a zo ganin amañ, hag a roin d'it mar karez ».

« Ro anezañ d'in neuze ».

Roet e voe ar c'hig d'an erer, a zebras anezañ hag a nijas eur pennad mat hep ranna ger goude se.

En diwez, e lavaras :

« Naon am eus adarre. Bremaik e rankin lezel ac'hanout da goueza ».

« En ano Doue », eme ar soudard, « kas ac'hanoun betek Bro ar Meneziou Glas da vihana ».

« Kig a zo ganit c'hoaz ? »

« N'eus ket ».

« Eur vorzed kaer a zo ganit aze. Ro anezi d'in ».

Ar soudard a astennas e vorzed d'an erer, hag a zebras anezi holl diouz tu an diavaez.

« Vad a ra d'in », emezañ : « gwelloc'h kig n'em eus debret biskoaz ».

Hag e nijas c'hoaz eur pennad hir. Neuze e teuas naon d'ezañ a-nevez.

« A ! » emezañ, « n'oun ket evit nijal ken. War wanaat ez an, ha n'hellan mui da zougen. Met ro d'in da eil morzed hag e klaskin ».

Ar soudard a rankas rei d'ezañ e eil morzed, a voe debret gantañ en hevelep giz.

« Kreñvoc'h oun bremañ », eme an erer ; « marteze e c'hellin mont betek Bro ar Meneziou Glas ».

A-benn e teuas da nijal betek eno. Korf maro eur marc'h a oa ledet war an douar, hag ar soudard, pa ziskennas, a rankas c'hoaz troc'ha eun tamm kig diouz ar marc'h hag e lakaat war gein an erer. Neuze e voe lezet da vont kuit. Gant ar gouliou a oa en e zivorzed, a-boan ma c'helle bale. Tizout a reas koulskoude ti liorzour roue Bro ar Meneziou Glas.

Madelezus-tre e voe gwreg al liorzour en e geñver. En ti-se e chomas betek ma voe yac'h adarre. Ha neuze ez eas da labourat el liorz.

Eun deiz e teuas ar c'helou edo merc'h ar roue o vont da zimezi.



« A ! » eme ar soudard da wreg al liorzour, « me a garfe teurel eur sell outi ».

« Aes eo d'it ober an dra-se », eme ar vaouez vat ; « gortoz ».

Hag e reas d'ezañ gwiska dilhad kaer, hag e roas d'ezañ eur banerad avalou, o lavarout :

« Kas an avalou-mañ d'ezi ».

Mont a reas. Degouezet e ti ar roue, e lavaras e oa deut da gas eur banerad avalou a-berz al liorzour da verc'h ar roue. Ar servijerien a fellas d'ezo kemer ar baner dioustu, nemet nac'h a reas he lezel da vont ganto, o lavarout en doa c'hoant gwelout ar brinsez e-unan. Degaset e voe neuze dirak an dimezell.

Ha hi ha kregi en eur voutailh, ha diskenn eur werennad win d'ar paotr.

« Ar c'hiz em bro-me », emezañ, « eo d'an hini a ginnig eur werennad win eva eur banneig diouti ».

An dimezell a evas, hag a roas ar werenn d'ezañ goude se. P'en doe evet, e lakaas ar walenn aour en doa bet diganti er werenn c'houllo.

Pa welas an dimezell ar walenn, e kemeras anezi. Ha setu ma oa merket hec'h ano warni. Ma lavaras d'ar paotr :

« Pelec'h ec'h eus kavet ar walenn-mañ ? »

« Ha soñj ac'h eus », emezañ, « eus ar soudard az poa kaset da brena dilhad e ti eur c'hemener ? »

« Soñj am eus, a gav d'in », emezi. « Daoust ha traou all a zo ganit ? »

« Ya », emezañ. Hag e tiskouezas ar gontellig d'ezi.

« N'eus netra all ? »

« Eo », emezañ. Hag e tiskouezas d'ezi ar spilhenn aour.

« Bremañ », emezi, « e welan ez out an hevelep hini ».

Hag e stardas anezañ etre he divrec'h, laouen-holl. Merket e voe eun devez ganto adarre evit o eured. Kaset e voe kuit an den a dlee beza pried d'an dimezell.

Euredet e voent.

Kenta tra a reas ar soudard da c'houde a voe mont da gavout gwreg al liorzour ha lavarout d'ezi :

« Bezit dinec'h bremañ. N'eo ket an arc'hant a vanko d'eoc'h, te ha da waz ».

Eil tra a reas a voe mont da welout prizonidi an dimezell. En o mesk ez anavezas e zaou vignon, ar serjant hag ar c'horporal. Lezet e voent da vale, hag eur yalc'had vat a aour a voe roet d'ezo ouspenn.



## ROLL-GERIOU

*An anoiou gwregel a zo eur steredennig war o lerc'h.*

Alarc'h cygne.
A-Ziabarz intérieurement.
A Ziavaez extérieurement
Baz-Dotu' crosse à jouer.
Bouc'hal' hache.
Bran' corbeau.
Brouskoad broussailles.
Karrons carrosse.
Kavell berceau.
Keo caverne.
Kerc'henn tour de cou.
Kleze épée.
Korporal caporal.
Koublad couple.
Dero chêne.
Diavaez extérieur.
Diskanta ôter les écailles.
Dluzenn' truite.
Dourgi loutre.
Elerc'h cygnes.
Erer aigle.
Erru arrivé, devenu.
Eurier montre.
Falc'hun faucon.
Gell brun.
Gov forgeron.
Govel' forge.
Hekleo écho.
Horell balle pour jouer à la crosse.
Chaokat mâcher.
Labouseta chasser les oiseaux.
Louarn renard.
Luskella bercer.
Maesa garde des bestiaux.
Marchosi écurie.
Mesaer berger.
Moudenn' motte de terre.
Panevet si ce n'est, sans.
Pao patte.
Riolenn' ruisseau.
Rosta rotir.
Skant écailles.
Skarza nettoyer.
Sol semelles.
Taouarc'henn' motte de tourbe.
Tizout atteindre.
Toï couvrir d'un toit.

## SAV

N'eo ket eur blijadur vihan kemenn ganedigez eur gelaouenn vrezonek, dreist-holl eur gelaouenn veo, sart ha speredek, eur gelaouenn ha na glask na kelenn na prezegenni, eur gelaouenn awenet gant spered ar yaouankiz, dishenvel diouz pep kelaouenn vrezonek all : en eur ger, eur gelaouenn nevez.

Krouet eo bet SAV e Paris, gant eur strollad Brezoned yaouank. Eur vez e oa soñjal n'oa ket er gêrse, an hini a zo enni ar muia eus hor c'henvroiz, an distera kazetenn en hor yez. Mar deo renet gant furnez, e c'hell SAV kreski hag ober berz. Kavout a c'hell en-dro d'ezi lennerien ha skoazellerien dihun ha birvidik, tra ma rank kazetennou Breiz-Izel krakveva e-mesk tud anevalaet ha damvaro.

Diou niverenn a zo deut er-maez betek-hen. An hini genta, hini ar Goañv, a oa moulet fall, siouaz. An eil, hini an Nevez-Amzer, a zo moulet kalz gwelloc'h ha koantik-meurbet gant he golo gwenn, melen ha du.

Pennadou bihan, savet gant skrivagnerien dianav evit an darn vuia (daoust na chomint ket holl dianav pell amzer, a gredan), a ya da ober an niverennse (1). Pennadou a bep seurt : ar pez a blij atao d'al lennerien.

Barzonegou : tra souezus, hogos digredus, n'int ket barzonegou da leñva, hogen ar pep brasa diouto, barzonegou da c'hoarzin. Gwelout a ran en o zouez



daou varzoneg koz, savet gant Prosper Proux. Hag a ziskouez n'emañ ket SAV a-du gant ar buritaniez. Evidoun-me, ne garan ket barzoniez Prosper Proux dreist pep tra. Diglok e vefe lennegez Vreiz, koulskoude, ma vefe mouget an doare-spered-se da viken.

Kontadennou, evel « *Mon hag he Azen* », gant Laoudreger, displeget hervez giz ar bobl. Troidigeziou. Pennadou burutellerez. Farsadennou. Notennou war al levriou hag ar c'helaouennou. Geriou e kroaz, ha betek eur pennad keginerez. Kement-se dudius a-wale'h hag a-wechou dudius-tre.

Ar rebech brasa a rin d'ar gelaouenn a sell ouz ar yez. Pal pep skrivagner a dlefe beza dont a-benn da heulia ha pa ne vefe nemet reolennou brasa ar yezadur hag ar reizskrivadur. Mantrus eo kavout, e pennadou aozet-mat a-hend-all, faziou spontus. Seurt faziou a vez graet, gouzout a ran, gant hor gwella skrivagnerien. Ha n'eo ket eun digarez d'ar re all. Displetaat a reer ar brezoneg bep gwech ma ne daoler ket evez ouz ar pez a zo *reiz* pe *direiz*.

■

Bremañ e fell d'in menegi eur pennad diwar-benn « Gwalarn » hag e labour. Kavet e vo en eil niverenn, dindan an ano : PENAOS.

Er pennad-se e tispleg « Trelorn » penaos adsevel ar brezoneg. An derez kenta, emezañ, eo « *degas da Walarn pemp mil lenner nevez a-zindan ar pemp bloaz da zont* ».

Trugarekaat a ran Trelorn evit ar meuleudiou a ra d'imp hag ar fiziañs a laka en hor stourm. Evel pep kelaouenn vrezonek, poan vras en deus « Gwalarn »

o veva. Hag, hep komz eus pemp mil, pemp kant lenner nevez a vefe a-walc'h d'ezañ da veva dibreder. Ar pemp kant lenner-se, a ouzon, a vefe kavet *en eur sizun*, ma karfe d'hor mignoned. Tra ma ne vefent ket kavet *e kant vloaz*, ma rankfemp chom, evel m'hon eus graet betek bremañ, koulz lavarout *hon-unan-penn* o klask gounit lennerien nevez hag o klask mirout hol lennerien goz. N'eus nemet eun doare abostolerez a zoug frouez : an hini graet *dre c'henou* gant hor mignoned. An abostolerez a c'hellomp-ni ober, an abostolerez dre skrid, ne dalv da netra.

Diskleria a ra Trelorn penaos e fell d'ezañ dont a-benn. Ha mat eo, d'hor menoz, ar pez a lavar. Eun nebeut geriou a lakaimp ouspenn evelkent :

E-kerz an daouzek vloaz diweza, stourmet en deus « Gwalarn » da skigna menoziou ha n'int ket bet komprenet mat atao. Ouspenn, lavaret hon eus bepred ar wirionez diwar-benn an dud hag an traou, o veuli pa c'hellemp meuli, o tamall pa rankemp tamall. An dra-se en deus kresket kalz talvoudegez hor c'helaouenn. Hogen enebourien e-leiz hon eus bet evel-se, enebourien ha na skuizont ket da vrezeli ouzimp, peurliesa dre zindan.

Evit gounit lennerien nevez da « Walarn », e tleer sklerijenna an dud a-zivout hor menoziou hag hon oberou, argas dreist-holl an treuzkredennou hag ar falstamallou ijinet a-enep d'imp.

Ret eo lavarout fraez petra eo « Gwalarn » ; penaos ez eo savet e brezoneg lennegel, en doare brezoneg a vo hini an amzer-da-zont, peogwir emañ oc'h en em astenn e pep lec'h ma skriver hor yez, hag o lakaat e grog war ar skoliou.



Ret eo lavarout n'eo ket brezoneg « Gwalarn » an torr-penn a gred da dud a zo, peogwir ez eo komprenet aes gant lennerien a bep seurt hag a bep rannvro.

Ret eo displega al labour graet ganimp, n'eo ket hepken war dachenn al lennegez uhel, hogen ivez evit ar bobl, evit ar vugale : embannidigez al levriou-deski-brezoneg, krouidigez « *Brezoneg ar Vugale* », aozidigez ar « *Brezoneg Eeun* », diazezet dres war ar yez komzet gant ar gouerien, oc'h implijout o geriou hag o zroiou-lavar.

Evit skigna « Gwalarn », berr-ha-berr, eo ret diskouez anezañ evel m'emañ, ha dispenn ar mojennou diwanet pe lakaet da ziwana war e zivout.



Spi hon eus e teuio pep koumananter da « Walarn » da veza ivez koumananter da SAV. Trimiziek eo. Priz ar c'houmanant-bloaz eo dek lur. Kas an arc'hant d'an dimezell Dassibat, 199, rue de Vanves, Paris, 14ᵉ (Kont-red 1902-50 Paris).

ROPARZ HEMON.

(1) Ar pennadou a zo sinet : Bod-Spern, Trelorn, Laoudreger, Klap, Maen-Tan, D. Mablern (mat tre e bennad : « *Yaouankiz* »), J. Breton, Tal-Houarn, Roperz Aodig, H. Ar Menn, Yann Guinard ; hag ar blijadur hon eus da saludi, moulet evit ar wech kenta, a gredomp, e traoñ eur barzoneg, ano an Dimezell Baron.

# AR BREZONEG
# O VONT DA C'HOUNIT AN TREC'H

N'eus forz penaos e vo harpet ar brezoneg, ne vo graet netra evitañ mar ne vez ket desket er skoliou.

N'eus forz pegen mat e vo skrivet na pegen kaer e vo an oberennou savet gantañ gant hor mistri-skrivagnerien, an oberennou-se ne zougint frouez ebet mar chomont en armel da boultrenni, mar ne vez den d'o lenn, den d'o c'hompren, den d'o frena evit ober vad, plijadur hag allazig d'ar spered.

Niver ar re a oar ar brezoneg a goaz bemdez, ha war fallaat bemdez ez a ar brezoneg a ouzont.

Gwelomp ar wirionez evel m'emañ : hor yez a vo kollet buan mar ne vez ket desket prestik evel an holl yezou, mar ne gas ket eun tu bennak, mar chom emaez ar roll-labour, mar n'eus na gounid na talvoudegez denel ebet da denna diouti, mar ne servij ket da dizout eur pal lufrus, da lavarout eo mar n'he deus ket perz e-barz an holl arnodou, kenstrivadegou ha testeniou-studi.

Anat eo kement-se.

Bremañ p'eo hogos peuraozet hor reizskrivadur ha pa n'hon eus netra da c'hoantaat digant ar yezou all (trugarez da « Breuriez-veur ar Brezoneg » ha da « Gwalarn » !) n'eus e Breiz nemet eur gudenn, hag unan hepken : hini ar skol.

Aze emañ ar pal.

War an hent-se emañ plas an holl Vreiziz yezkarour ha brogarour. Dirak dor serret ar skol en em gav atao an holl Vreiziz poellek, n'eus forz eus pe lec'h nag eus pegen pell e teuont. An nor-se a ranko beza digoret. N'eus ket « nann » da lavarout.



Evit ar wech kenta, ar Vreiziz desket hag emskiantek a zo aet etrezek ar bobl da zisplega d'ezi ar wirionez ha da c'houlenn harp diganti evit kas an emgann betek ar beg. Ar bobl, ar bobl dallet abaoe kantvedou, ar bobl disprizet ha heuget a bell 'zo gant he zud desket aet da drubarded ar bobl he deus, memes tra, selaouet ha komprenet.

Daou c'hant kêr pe barrez o deus moueziet evit ma vefe skoliataet ar brezoneg (73 farrez e Kerne, 45 e Treger, 46 e Leon, 23 e Gwened, 11 e Breiz-Uhel).

Moueziou 500.000 Breizad o deus roet evel-se da R. Aodig ha Yann Fouere, renerien galonek an « Unvaniez evit ar brezoneg er skol », paotred pennek hag a labour dibaouez, hag a ya war-raok daoust d'an holl skoilhou, en eur sevel uhel, uhel-tre hor banniel yezek. Eur bern unvaniezou, kevredigeziou skiantel ha speredel, kambrou a genwerz hag a labouradeg-douar, hag an tri c'huzul-meur eus an tri departamant brezoneger o deus graet ar memes goulenn. Kannaded ha skrivagnerien vrudet eus Bro-C'hall, zoken, a zo a-du ganimp !

Evel ma weler, an emgann a zo boulc'het mat. Petra a lavaran, « boulc'het » ? Ouspenn hanter c'hounezet eo dija !

Daou c'hant parrez o c'houlenn ar brezoneg er skoliou ! Biskoaz ne oa bet gwelet kemend-all e Breiz !

Met ret eo d'imp kaout kalz muioc'h c'hoaz a barreziou, o c'haout holl, ma vez gallet.

Soñjomp er pal-se atao hag e pep lec'h. Bezomp terziennet gant an abadenn. Aliomp, diskleriomp, prezegomp, skrivomp, fiñvomp, bountomp ha poaniomp hep ehan ebet. Ne vo ket diou wech eun emgann evel hemañ.

Pe an trec'h a vo gounezet (ha neuze ar brezoneg a vo saveteet, buhezek, ampart, barrek, hag an hent a vo ledan ha flour dirazañ).

Pe ar c'harr a chomo er skoasell (ha neuze ar brezoneg hag ene Breiz a vo barnet da vervel prestik, ha ni, breizkarourien, tonket da ren eur vuhez ranngalonus evel diavaezidi en hor bro argollet).

Krena a reer gant an enkrez pa weler ar samm pounner-meurbet a zo war hon diouskoaz d'imp-ni, Breiziz a-vremañ, ha talvoudegez fromus ar c'hrogad emaomp ennañ.

En eur ober eur bloaz, daou d'an hira, planedenn ar brezoneg a zo o vont da veza skrivet ha diazezet ganimp, ha da viken.

Ar vuhez pe ar maro !

Da zont pe da vont !

Pa emañ an traou evelhen, anat eo n'hon eus ket urz da veza trec'het.

Re hon eus kilet, hon tadou ha ni, dre forz beza dibreder. Erru omp dirak an islonk : n'hallomp ken kila muioc'h na pelloc'h. War-raok eo ret mont bremañ, kousto pe gousto.

Re vras, re hudur, re vantrus e vefe heuliad hon trec'h ha hini hor faezidigez.

Pebez kiriegez e vefe hounnez !

Kablus e vefemp, n'eo ket hepken dirak eñvor ar Vreiziz a zo bet na dirak ar re a zo, met ivez ha dreist holl dirak ar re a zeuio.



Buhez pe varo hor spered gouennel a zo etre hon daouarn evel eur fulenn d'imp da c'houeza pe da vouga. Hag, allas, mouga pe lezel da vervel a zo ar memes tra.

Holl d'ar stourm, eta, a-hed an deiz ha bemdez !

(E oan o vont da lavarout « noz-deiz », ha n'am bije ket lavaret re).

Bec'h d'ar vaered ha d'ar guzulierien-barrez !

Gounezomp bemdez parreziou nevez.

N'hon eus ket urz da chom pelloc'h da imbroudi, da en em glemm na da huñvreal : d'ar stourm eo dleet mont hep selaou mouez milliget an digareziou. Ret eo poania, ha poania bremañ. Warc'hoaz e vefe re ziwezat.

Dija hon eus ganimp kalz a gannaded prest da gas hor goulenn dirak ar Gambr, eur wech evit mat, ha gant nerz, an taol-mañ. Breiziz a vo eno d'o arvesti ha d'o selaou. Breiziz a vo da vont da gaout ar gouarnamant. Mouez Vreiz a-bez a ranko beza klevet o krozal an deiz-se. Neuze bezit sur ne vo ket respontet « nann » d'imp eur wech muioc'h, du-hont, e Paris.

An hini na labour ket bremañ evit gounit moueziou parreziou, evit degas kelaouennou pemdeziek d'hor sikour dre o skridou, evit sklerijenna an holl, kerkoulz an uhelidi hag an dud dizesk, hennez en defe diwezatoc'h kalz a geuz ma vefe kollet ganimp hon emgann, rak gallout a rafe skei war e vronn gleiz en eur anzav : « Kiriek oun : ne raen netra e-pad ar bec'h bras. Lezet em eus ar brezoneg da veza mouget ».

Re ziwezat e vefe da zamañti, rak eul lañs evel an hini hon eus bremañ ne vez ket adkavet eur wech

kollet. Eur stourm evel hemañ ne vez ket graet diou wech. Pa vez an avel a-du e vez ar mare da wenta. Gwentomp bremañ pe ne raimp biken.

« Unvaniez ar Brezoneg er Skol » a wel uhelidi, a gas tud da gaout ar vaered, a veaj, a ya d'ober prezegennou, a voul goulennou ha breudou, a skriv war ar c'helaouennou, a ra an ere etre an holl Vreiziz yezkarour, a gas lizerou, skridou ha levriougou da ouspenn pemp kant parrez. Nag a boan ! Nag a vizou ! Ar re a c'hall a dle, eta, sikour ivez dre o arc'hant tud hag a ginnig d'ar vro o foan, o amzer, o zrubuilh, o yalc'h ha, zoken, o yec'hed.

(Chek-Post : an Ao. Robert Audic, Paris 1918-63).

An Ao. Yann Fouere en deus skrivet ha laket moula eul levrig talvoudus-kenañ : « *Nous devons obtenir l'enseignement du breton* ». Mat tre eo da zigeri daoulagad ar re n'ouzont ket ar wirionez ha n'emaint ket evit c'hoaz a-du ganimp. « Ar Brezoneg er skol » hen gwerz evit kef ar stourm, ar priz a garer (met eur skoed d'an nebeuta). (Hen goulenn digant an Ao. R. Aodig pe digant an Ao. Yann Fouere, 15 Bd Jourdan, Paris, XIV$^{e}$).

E « Gwalarn » emañ ar brezoneg reiz, ar brezoneg-skouer, ar brezoneg-skol, ha lennegez uhel hor bro. Lennet eo gant tud speredek ha gouiziek, gant Breiziz emskiantek ha brogarour. Gouzout a ran na chomint ket difiñv pa zeuan, gant aotre an Ao. Roparz Hemon, hor Mestr d'imp holl, da lavarout amañ pegen pouezus eo an euriou a vevomp hizio ha d'o gervel holl gant ar c'horn-boud d'an emgann diskoulmus evit buhez hor yez. E gwirionez, pa welan pegen pell eo aet dija ar stourm (daou c'hant kêr pe barrez gounezet !) sur oun n'en deus gortozet « Gwalarnad » ebet va youc'hadenn evit mont d'ar bec'h bras, korf hag ene.



En em stardomp eta, dindan banniel ar yez karet ganimp holl. Ar pep brasa, ar pep diaesa a zo graet. Gant unvaniez, gant kenskoazell, gant kengarantez ha gant nerz-kalon a-walc'h ar peurrest a zeuio buan. Ha peogwir e vo ret d'ezañ dont, mar ne zeu ket e vo diframmet.

D$^{r}$ YANN AR C'HAMM.

## KELC'H KELTIEK PERROZ

Ano a zo bet amañ n'eus ket pell eus ar C'helc'h Keltiek savet e Perroz gant an Aotrounez J. Konan, M. Toazer, ha re all. Hizio e c'hellomp rei kelou hiroc'h diwar-benn ar C'helc'h-se, hag a ziskouez beza evel eur skouer d'an holl Gelc'hiou a vo savet en amzer-da-zont.

Komz a raimp da genta eus al labour graet da zeski ar yez. Daou rummad kenteliou a zo, unan evit ar vugale, graet gant an Ao. Toazer, egile evit ar re vras, graet gant an Ao. Konan. Eun dra a bouez eo ranna ar vugale diouz ar re vras. Kenteliou eur c'helenner n'hellont beza frouezus e gwirionez nemet pa vezont graet dirak eur bodadig tud heñvel a-walc'h o stumm-spered hag o ezommou. Gant ar vugale ez implijer levr an Ao. Bozeg (eul levr ha n'anavezomp ket, rak biskoaz n'eo bet kaset d'imp ; mat eo, war a lavarer). Gant ar re vras ez implijer levriou Roparz Hemon, hag a zo graet dreist-holl evit studierien desket. Ar yez a zesker eo ar brezoneg unvan. Nemet displeget e vez ar c'hemmou a zo etre ar brezoneg-se ha brezoneg ar rannvro. Eun dra vat ivez : rak mar deo pouezus barrekaat an dud da lenn ha da skriva yez an holl, pouezus eo ivez o lakaat barrek da gomz ha da gompren yez ar gouerien.

E-kichen ar skol vrezonek, ez eus bet savet gant Kelc'h Perroz eur strollad kanerien ha c'hoarivaerien. D'an 22-vet a viz meurz e voe graet an abadenn gen-



ta e Mel-Keraez, d'an 19-vet a viz ebrel an eil e Lanuon. Displeget e voe da genta pez-c'hoari kaer X. de Langlais, *An Diou Zremm*, a zo bet moulet gant « Gwalarn », ha da c'houde pez-c'hoari farsus an Ao. Perrot, *E-tal ar Poull*, en deus lakaet muioc'h a dud da c'hoarzin e Breiz eget nep pez-c'hoari all. Kanaouennou a voe da echui. Ar c'hoarierien a oa an Itron Gall, an Dimezell Koniad, an Dimezelled Fegard, an Ao. M. Toazer, an Ao. J. Konan.

Gwelloc'h a zo : eun dra nevez-flamm, a gredomp, a zo bet aozet gant an Ao. Toazer : eur strollad pe eul laz c'hoari mell-droad, ennañ paotred hag a gomzo brezoneg, hag a renko pep tra etrezo e brezoneg. Int eo o deus goulennet diganimp sevel d'ezo roll ar geriou ret evit se, hag a gaver en niverenn-mañ. Chañs vat d'ezo, ha ra vezo buan kalz strolladou heñvel e pep korn eus hor bro.

Gouzout a reomp ez eo Perroz eur c'hornad pinvidik, eur c'hornad ma vez an dud ennañ divorfil ha dilu, boas da ober ouz an « hañvourien » hag an estrenien a bep seurt. (An « hañva », kaer 'zo, n'eo ket ken fall ha ma kreder : ma tistruj spered breizat ar re wana eus hor pobl, brouda a ra breizadelez ar re greñv). Er parreziou paour koulskoude, er parreziou dargudet ha moredet, e c'heller ober kemend-all. Ar C'helc'hiou Keltiek, ma vefent niverusoc'h, a c'hellfe difraea kalz adsavidigez Vreiz.

## GERIADURIG GALLEK-BREZONEK AR C'HOARI MELL-DROAD

Eun taol-arnod eo ar geriadurig-mañ, ha netra ken, graet war c'houlenn an Ao. Toazer, rener laz c'hoari mell-droad Kelc'h Keltiek Perroz. Reizet ha klokaet e ranko beza gant ar c'hoarierien o-unan hag ar re a skrivo e brezoneg diwar o fenn.

Darn eus ar geriou a zo tennet eus Geriadur Bras F. Vallee. Ar steredennig war-lerc'h eun ano a verk ez eo gwregel an ano-se. Ne roer liester an anoiou nemet pa greder eo ret.

R. H.

*aile* kazel*.
*ailier* paotr-kazel.
*amateur* dic'hoprad.
*amical* a garantez.
*arbitre* tredeog (-ed).
*arbitrer* tredeogi.
*arrêt* harz.
*arrêter* herzel.
*arrière* paotr-adreñv.
*attaque* arsailh.
*avant* paotr-araok.
*avant-centre* paotr-kreiz-araok.
*balle* mell*.
*barre supérieure* sparl.
*bloquer* stanka.
*but* pal (-iou).
*centre* paotr-kreiz.
*champion* kampion (-ed).
*championnat* kampionelez* (-iou).
*classement* renkadur.
*clôture* klozadur.
*club* kenseurtiez*.
*compartiment* kombod.
*contre-attaque* enebarsailh.
*corner* korn ; *en c.* a-gorn.
*coup* taol.
*coup d'envoi* taol-kas.
*coup franc* taol distag.
*coupe* kib*.



*défense* difenn.
*défensive* difennadenn*.
*dégagement* dirouestl.
*dégager* dirouestla.
*délégué* dileuriad.
*demi* paotr-hanter.
*demi-finale* hanter-c'hourfenn.
*descente* diskenn.
*division d'honneur* strollad a enor.
*dribbler* skoieta.
*échappée* digej.
*égaliser* mont rampo.
*engager* kregi.
*équipe* laz (-ou).
*essai* taol-esa.
*filet* roued*.
*finale* gourfenn.
*finaliste* gourfennad.
*foot-ball-association* c'hoari mell-droad.
*footballeur* melldroader.
*forcer* restriva.
*forcing* restriv.
*formation* aozadur.
*gardien de but* diwaller.
*goal* pal ; paotr-ar-pal.
*intérieur* paotr-diabarz.
*international* c'hoarier etrevroadel.
*jeu égal* rampo.
*joueur* c'hoarier.
*juge* barner.
*lever de rideau* rakc'hoari.
*licence* aotreadur.
*ligne d'attaque* talbenn-arsailh.
*ligne de but* linenn* ar pal.
*local* eus ar c'hornad.
*maillot* sae* (-ou).
*manager* reizer.
*marquer* merka.
*match* kevezadenn*.
*matcher* keveza, kevezadenni.
*mi-temps* hanterenn*.
*officiel* aotreek.
*partie* abadenn* ; kevrenn*.
*passer (la balle)* teurel.
*pénaliser* kastiza.
*penalty* tell*.
*performance* kur* (-iou).
*plaquer* plada.
*point* poent.
*pose* paouez.
*poteau* post.
*professionnel* den-a-vicher.
*prolongation* astenn.
*qualification* doareadur.
*qualifier* doarea.
*quart de finale* palevarz-gourfenn.
*recentrer* adkreiza.
*remplaçant* adc'hoarier.
*renvoyer* kas en-dro.
*repasser* teurel en-dro.
*replier (se)* en em denna.
*repos* ehan.

*reprendre* adsiaga.
*reprise* adstag.
*rugby* rugbi.
*score* jed.
*sélectionner* dibab.
*shooter* skei.
*shot* sko.
*siffler* c'houitella.
*sport* sport (-ou).
*sportif* (ano-gwan) sportel : (ano) sportad.
*stade* redva (-ou).
*stadiste* redvaad.
*supporter* harper.
*surface de réparation* tachenn-adreiza*.
*team* laz (-ou).
*terrain* tachenn*.
*tête (coup de)* taol-penn.
*titre* ano.
*toss* pil.
*touche* touch.
*tournoi* tournamant.
*vestiaire* gwiskva (-ou).
*visiteur* gweladenner.



# EUR GARTENN VREIZ

Setu savet evit ar wech kenta eur gartenn Vreiz e brezoneg, eur wir gartenn douaroniez, heñvel ouz ar re a weler a-istribilh ouz ar voger er skoliou, ha graet, evit gwir, a-ratoz evit ar skolidi, evit m'o devo bugale Vreiz, bepred, dirak o daoulagad, skeudenn o bro, gant an ano reiz war bep kêr, pep stêr, pep enezenn.

Daoust ha n'hoc'h eus ket soñjet ez eo unan eus gwanderiou niverus hor yez beza « kuzet », a lavar-fed, diouz sellou an dud a gomz anezi ? It dre Vreiz-Izel : dre-holl, a-us dor ar staliou, an ostaleriou, ar c'hendiez, netra nemet galleg ; er straedou, war al leuriou-kêr, galleg ; er beredou, ha betek en ilizou, galleg. Da gavout eun tamm skritellig vrezonek a netra, e rankit alies bale a-hed leoiou ha leoiou. En Ba-doare ma c'hellomp beza anaoudek e-keñver ar « Ba-rizianed », a lak war gael o c'henkiz, « Ker-Amélie » pe « Ker-Angèle ». Rak klasket o deus skriva brezo-neg da vihana, ha roet ar skouer vat d'ar Vrezoned lent ha lezirek.

Ma vefe skrivet ano pep stal e brezoneg, KIGERDI war di ar c'higer, ha BARAERDI war di ar baraer, bezit asur e vefe desket buanoc'h lenn he yez gant ar bobl. Ha nebeutoc'h disprizet e vefe ar yez ivez. Souezet oun pa welan brogarourien eus ar re wella o terc'hel staliou hep eur ger brezonek warno.

Digoret eo an hent gant ar gartenn-mañ. O c'hor-toz ma welint o yez displeget er-maez e pep frankiz,

e welo ar vugale o yez war voger ar skol, hag e teskint anoiou lec'hiou o bro hep poan ha gant plijadur. Bourrus-tre e vo d'ezo, a gredan, al liviou splann lakaet war ar rannvroiou. Ha mar dint bugale speredek, ne vo ket pell ez anavezint dre eñvor betek an anoiou bihana.

Mat-dreist eo bet graet e labour gant an Ao. R. Delaporte, saver ar gartenn. N'eus bet lakaet gantañ warni na re na re nebeut. Evit skriva an anoiou, n'oa ket aes atao gouzout pe furm oa ar reisa, dreist-holl evit Breiz-Uhel. Dibabet en deus furmou eeun, kaer, ha, keit ha ma c'helle, hervez aliou tud ampart war an istor hag ar yez.

Treset ha livet brao a-walc'h eo ar gartenn. Anoiou kêriou 'zo, koulskoude, a zo re vihan pe re vras. Keñveria da skouer, BREST gant KASTELL-PAOL, ha NAONED gant SANT-NAZER.

Ar gartenn-mañ a zo re vras da vont dre ar post. Ret eo he frena e levrdiou. Ar priz eo 20 lur. (War a glevomp e vez gwerzet buan-buan, ha dizale ne chomo ken diouti). Kavet e vo :

E Brest, e tiez Tourmen ha Derrien.

E Montroulez, e tiez Riou-Kerne hag Intañvez Goaziou.

E Kemper, e tiez Gwivarc'h ha Dault.



## AN AVIEL KERNEVEK

Setu deut er-maez troidigez kernevek an Aviel hervez Sant Mark, hor boa graet ano anezi e niverenn miz genver.

Eul levrig koant eo, kenta levr, a gredomp, da veza moulet e kerneveg penn-da-benn, ger saoznek ebet ennañ eus an eil golo d'egile.

Gant an Ao. A. S. D. Smith eo graet, skoazellet gant an Ao. R. Morton Nance. Netra nemet an daou ano-se a zo a-walc'h da ziskouez ez eo graet gant tud ampart. War a lavarer er raklavar, diwar seiz skrid e c'houec'h yez disheñvel eo bet savet : gresianeg, latin, kembraeg, brezoneg, saozneg ha ... kerneveg (peogwir e kaver tammou frazennou tennet diouz ar Skrituriou e lennegez koz Kerne-Veur).

Gwella tra a c'hellomp da ober eo lakaat dindan sellou hol lennerien eur pennad eus an oberenn. Dibab a reomp parabolenn an hader (Sant-Mark, IV, 2-8) :

2. *Hag ef a-dhyscas dhedha lyes tra dre barabolen, ha leverel orta yn y dhyscas.*

Hag heñ a zeskas d'ezo lies tra dre barabolenn, ha lavarout d'ezo en e gelennadurez.

3. *Golsoweugh : Ot, yth-eth yn-mes gonysyas rak gonys has :*

Selaouit : Setu ma 'z eas er-maez eur gounideg da c'hounit had :

4. *Hag y-wharfe, hag ef ow-conys, y-codhas ran ryp an forth, hag y-teth ydhyn an ayr ha 'y lenky.*

Hag e c'hoarvezas, hag heñ o c'hounit, ma kouezas darn (rann) e-tal an hent, hag e teuas evned an aer hag e lonka a rejont.

5. *Ha ran a-godhas war dyr meynek, le nag-o mur a dhor ; hag adhesempys yth-egynas, drefen nag-o dhedhy downder dor :*

Ha darn a gouezas war dir meinek, e-lec'h n'oa ket nemeur a zouar ; ha dioustu ez eginas, dre na oa ket dounder douar d'ezañ.

6. *Mes pan sevys an howl, y-fe goleskys ; ha drefen nag-o dhedhy gwrydhyow, y-teseghas.*

Met pa savas an heol, e voe goulosket ; ha dre na oa ket d'ezañ gwriziou, e tizec'has.

7. *Ha ran a-godhas, yn-mesk dreyn, ha 'n dreyn a-devys ha 'y thaga, ha ny-wruk don frut.*

Ha darn a gouezas, e-mesk drein, hag an drein a greskas hag e dagas, ha ne zougas ket a frouez.

8. *Ha ran aral a-godhas yn dor mas, hag a-wruk don frut esu ow-tevy hag ow-cressya ; hag a-dhuk, re dek-warn-ugans, re tryugans, ha re cans.*

Ha darn arall a gouezas e douar mat, hag a zougas frouez a oa o tiwana hag o kreski ; hag a zougas, re tregont (dek-war-nugent), re tri-ugent, ha re kant.

(Tostaet hon eus ar brezoneg ouz ar c'herneveg ar muia ma c'hellemp. Al levr a zo e gwerz e ti an Ao. A. S. D. Smith, Coombe Cottage, Amberley, Arundel, Sussex, Bro-Saoz ; priz : 2 / 6).



## BRO-DANMARK HAG AR GROENLAND

N'eus ket marteze eur vro par d'an Danmark evit mont war-raok e gwellaat ar Gevredigez. Ha bremañ ma vez meneg ken alies eus an trevadennou tra-mor, e c'heller gwelout doare-trevadenni ar bobl vihan-se.

Er Groenland n'eus netra nemet krec'hin reuniged hag ar pesketaerez a c'hell talvezout d'an Daniz. Evito, eun abeg muioc'h n'eo ken da skoazella an Eskimoed. Kaset o deus d'ezo mezeged, klañvdiourezed, amiegezed, — hag eur wech bep bloaz ez a eul lestrad boued ha louzeier apotikerez. Kaset o deus d'ezo pastored ha lezet ganto ar vrasa frankiz en o doareou-beva. Hag evit araokadur ar ouenn c'hroenlandat, emaint o paouez kroui eur gêriadenn nevez, Scoretysund. Daniz eo o deus savet ha paeet an holl diez anezi evit an Eskimoed.

Setu penaos Bro-Danmark, daoust d'ezi beza bihan, a zo eur gentel evit meur a vro vras.

M...

## KELAOUENNOU BRO-SUOMI

Lenn a reomp e « *Le Moniteur de la Presse* » (Meurz-Ebrel 1936) :

E kêr Helsinki (268.592 den e 1933), ez eus 9 c'helaouenn bemdeziek. Ar peder vrasa a zo : *Helsingin Sanomat*, kelaouenn ar frankizourien, savet e 1889, oc'h embann 74.300 niverenn ; *Unsi Suonis*, savet e 1847, 50.200 niverenn ; *Hufvudstadsbladet* (e svedeg), 52.000 niverenn, ha 40.200 gwerzet e kêr Helsinki ; *Suomen Sosialdemokraatti*, kelaouenn ar gevredadelerien, 25.000 niverenn.

Bez' ez eus, er-maez eus Helsinki, muioc'h eget *kant kelaouenn* bemdeziek. Ar re anavezeta a zo : *Karjala*, 28.000 niverenn, embannet e Viborg (Viipuri) ; *Aamulehti*, 28.000 niverenn ivez ; *Turun Sanomat*, embannet e Turco (Abo) ; *Abo Underrättelser* (e svedeg) ; *Ilkka*, kelaouenn ar gouerien, embannet e Waha, — hag e Waha ivez, *Waha Bladet* (e svedeg).

Er gêrbenn, bez' ez eus 90 koumananter dre gant lenner, hag er peurrest eus ar vro, 94.

Bez' ez eus c'hoaz kelaouennou skeudennaouet, a ya evit hiniennou betek 100.000 niverenn.

M...



## AR C'HOARIVA E MADAGASKAR

Sed ar pez a lennomp e niverenn ar 16 a viz ebrel ar gelaouenn c'hallek « Journal du Commerce ».

Ar re o deus gwelet, nevez 'zo, an displegadenn evit ar bobl a oa bet aozet gant kêr Tananariv evit gouel digoridigez an ti-kêr o devoe diou souezadenn dudius.

Nebeut anezo a oa engortoz da gavout e liorz-veur Ambohijatovo eur c'hoarilec'h-glasvez nevez. Hag an darn vuia anezo a gave d'ezo moarvat n'o dije gwelet er c'hinkladur meur-se nemet an arvest boas eus peziou boutin, ma vez dilezet enno galloud-eñvori ar c'horollou pobl koz ha laziou-kana ar ouenn. Re a skrivagnerien e Madagaskar o deus aozet diouz blaz o c'henvroiz reolennou 'zo, — ha ket ar re wella, — eus lennegez ar c'hornog.

Rabearivelo, er c'hontrol, en deus kemeret danvez e ganadenn « Imaitsoanala » (Glasvez ar c'hoadou) er c'houn nemetken eus eun nebeut kanaouennou koz. N'eus netra er seurt arvest marzus-se eeun-meurbet o tegas da goun e awen voas hag e ventad, a laka da soñjal e Paol Valery hag e Per Camo tro-ha-tro. Ne zalc'h mui eñvor nemet eus an henvojennou ma voe boemet ganto e vugaleaj.

Emañ Ivorombe al labous war wiri war ribl ar stêr. Eus e bikol viou e teu eun toullad labousedigou hag eur plac'h yaouank kaer, Imaitsoanala. Ar roue, a zo o tremen en e vag pilprennek, a gouez e karantez

ar plac'h hag a skrap anezi. E-barz ar palez, gwisket-kaer, kurunennet he fenn, e tegemer eun tammig rok he mamm-labous a zo deuet d'he gwelout. Ivoromba, droug enni, a doull d'ezi he daoulagad hag a zigroc'hen anezi. Priedou all ar roue a zo laouen neuze hag a ya buan da gerc'hat o fried. Imaitsoanala, avat, a zo deuet a-benn da deneraat kalon he mamm. Pa zeu tre ar roue gant holl dud e lez war e dro, e stlap pell diouti al liñsel he goloe hag ez en em ziskouez en he c'hened d'he c'heverezed, a dec'h kuit, ha d'ar bobl, a youc'h d'ezi. Hag ez eo gourzrec'h ar garantez.

Eun engroez ouspenn dek mil a dud a zegemeras an arvest-se gant birvidigez. Linennekadur ampart ar c'hinkladuriou ha freskter dilhadou 'zo a voe deut mat gantañ ivez.

F...



## BREZONEG AR VUGALE

Trugarez d'ar re o deus degaset d'imp profou nevez :

An Ao. L. Moisan : 50 l. — An Ao. P. Le Roux : 50 l. — An Ao. Daniel : 10 l. 50 — Ronan hag Erwan Kemere : 50 l. — Dizano : 10 l. — An Ao. Y. Guerchet : 10 l. — An Ao. Y. Ar Beg : 10 l. — An Ao. Fred. Moyse : 24 l. — Dom Duchauchix : 5 l. — An It. F., Paris : 25 l. — An It. Ferrer, Aljer : 10 l. — An Dim. M. Gourlaouen : 13 l. — en holl : 267 l. 50.

Setu amañ roll al levriou kaset :

450 « Troiou Kamm Alanig al Louarn » da « Vreuriez ar Brezoneg er Skoliou » ha 50 da « Ar Falz » : 981 l. 30. — D'an Ao. Guyader, Enez Sun : 10 l. 50 — D'An Ao. R. Delaporte, Kastellin : 120 l. — D'an Dim. Keriou, Bodiliz (Skol Gristen ar Merc'hed) : 127 l. — en holl : 1.238 l. 80.

Chom a ra er c'hef : 75 l. 50.

Eur c'halvadenn start a reomp adarre d'an holl, n'eo ket hepken evit ma kasint arc'hant da gef ar vugale, hogen evit ma raint brud en-dro d'hon oberenn. Pennadou war ar c'helaouennou a vefe mat dreist-holl. Amañ ivez, n'hellomp ket ober pep tra hon-unan-penn.

# NOTENNOU

Emañ kazetennou 'zo o paouez digeri o dor d'ar brezoneg. War unan anvet *Bretagne* e kaver eur barzoneg gant an Itron Vefa De Bellaing, skeudennet gant X. de Langlais. War unan all, anvet *Ouest-Eclair*, e vouler eur pennadig brezonek bep yaou.

■

Da lenn, war *Breiz*, er sizuniou-mañ, eur studiadenn diwar-benn J.K. Chesterton.

■

Niverenn ebrel *Ar Walenn Geltiek* a zo dudius da lenn, evel boaz, enni pennadou a bep seurt a-zivout buhez ar vro.

■

Trugarekaat a reomp ar re o deus respontet hon enklask diwar-benn ar brezoneg er c'helaouennou. N'hon eus ket bet avat ar respontou a c'hortozemp e sell ar *c'hannadigou parrez*.

■

Al levrig *Alc'houez ar Brezoneg Eeun* a zo peurwerzet Berz a ra dreist-holl er skoliou. Emaomp ouz e advoula gant eun ano gallek ar wech-mañ e-kichen an ano brezonek : *Les Mots du Breton usuel classés d'après le sens.* Ar priz a vo 4 lur evel a-raok. Koustus-kenañ e vo d'imp an advouladur-se. Ret e vefe e lakaat en holl skoliou. Ha kemeret eo bet e skol ho parrez ?

■

Digant hor c'henlabourerien e c'houlennomp pennadou skrivet sklaer. war eun tu hepken eus ar paper, kalz a lec'h etre al linennou. N'hon eus ket amzer peurliesa da adskriva ho pennadou. Ar pennadou a blij d'imp ar muia eo ar pennadou berr (2 bajennad pe 3), hag ar pennadou hir (30 pajennad d'an nebeuta).

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest

*Ar Merour* : Y. Drezen

**Priz : 16 real**

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest